# GWALARN



**29**

**EBREL 1931**

# Notennou

Darvoud bras miz c'houevrer eo bet ar gwall daol c'hoarvezet gant ar gelaouenn *Breiz Atao*. « Anaout a reer talvoudegez an dour pa vez goullo ar puñs », eme ar Saozon. Zoken ar re, e-touez ar wir Vreiziz, hag a zo enebourien d'an emrenerez, zoken ar re o deus kavet abeg e *Breiz Atao* e-pad ar miziou tremenet, a ranko anzav e vefe eur c'holl mantrus evit ar vro, koll ar buhezeka hag an dudiusa eus he c'helaouennou. Abaoe ar Brezel Bras ez eo bet *B. A.* empenn an emzao breizek. Hi eo he deus krouet an emskiant vreizek a vremañ, o skuba ar sorc'hennou koz hag o tiazeza Ti ar Vro war eur sichenn nevez. Ne gredomp ket, avat, ez afe da get. Kredi a reomp, en enep, e vo kemmet evit ar gwella. Re a nerziou yaouank a zo hizio en hon touez.



Emañ « *Emgleo Sant Iltud* » o vont da embann oberou an Ao. Gwilhou en diwez. Rakprenerien a-walc'h a zo bet kavet. War a glevomp, ne vo ket moulet kalz levriou en tu-hont d'ar re rakprenet. Mall eo eta skriva d'an Ao. Perrot, Rener Feiz ha Breiz, Skrignag, ar re a fell d'ezo kaout eul levr. Dek lur hepken e kousto.



Eun nebeut studierien eus skol-veur Glasc'ho (e saozneg : Glasgow), a c'houlenne nevez 'zo digant bodad-renerez ar skol ma vije aozet eur rummad kenteliou skoseg evit ar re o dije c'hoant da zeski ar yez. Respontet e voe d'ezo ne c'helled ket, peogwir n'en deus ar skoseg « talvoudegez kenwerzel ebet ». O c'houzout se, ec'h aozas dioustu Strollad Emrenerien Vro-Skos kenteliou skoseg evit studierien Glasc'ho.

Eul lenner katolik a c'houlenn ouzimp ha bez' ez eus kelaouennou katolik en esperanteg. Erbedi a reomp d'ezañ *Katolika Vivo*, embannet diou wech ar miz, hag *Espero Katolika*, miziek. Da gaout niverennou skouer, skriva d'an Ao. G. Ramboux, 22, Cours Albert-1ᵉʳ, Paris (VIIIᵉ).

Hervez eun enklask graet nevez 'zo e Rusia, e vefe ar skrivagner ar muia lennet hizio er vro-se A. Novikov-Priboi. Soñj o deus hol lennerien hon eus troet unan eus e gontadennou e brezoneg e niverenn 17 *Gwalarn* (Nevez-Amzer 1929).

# Barzoneg evit eun Deiz-ha-Bloaz

*Pedomp :*

Truez eta, va Doue, ouz ar paour kaez reuzeudig
Hoc'h eus galvet davet ar vuhez,
Pa grene e skiant evel eun aezenn askellet
E kildroennou du an Amvoud.
A c'hlac'harou kriz hag anken didruez,
Bet oc'h va boued, magadur mab-den,
Bet oc'h evidoun an holen hag ar felc'h da bep den da dañva evit beza dellezek eus ar sklerijenn dibreder-diamen,
Bleniet hoc'h eus va c'halon davet ar meneziou uhel ;
Hag an tiez o lugerni o gwerennou e sioulded veur ar beure,
Hag ar vogedenn o sevel, alc'houeder divouez
Evit klod hoc'h azeulvaou,
Ezañs n'en deus a frond 'met evit an Hollc'halloudus hepmuiken.

C'houi, o va Doue,
C'houi hag hoc'h eus lakaet va daoulagad da serri ha va c'halon da deneraat ouz gwanded ha truilhegez an dud,

C'houi hag hoc'h eus kuzet ouzin o gouliou hag o dispaket en noaz dirazoun,
Meulet ra vezo hoc'h ano santel bremañ hag e-doug an amzeriou.

*Prederiomp :*

Kerzout atao, badaouet gant an Huñvre,
'Trezek ar C'hornog lintrus a c'halvomp da serr-noz ;
Heulia tonkadur hor gouenn,
Diharz ouz mouez ar gwad,
Da vroiou ar yaouankiz, ar yaouankiz peurbad.
Tañva douster traoniennou ar vuhez en enezennou pell,
Pell du-hont, — dreist d'ar mor,
Er brumennou gell.
Gwelout gwerc'hezed gwenngen o korolli war al leton,
Klevout safar eur bangor en anao diwelus,
Ha klevout ar fiez oc'h azvi
War ar gwez ganto pleget o fenn.

O douster an Huñvre d'an ene dileun, dilevenez.
Hon ene a gerz, arvarus, da glask ar pare d'e c'houli,
Ar pare na gavo ket.
Ha pa zeuio red an Amzer dre ar bed war e giz, hor gouenn n'he devezo ket paouezet da eva hec'h anken ;
Pa he do graet ar bellenn-zouar tro an ec'honder o c'hoari gant ar stered lintrus e bevenn an Diharz,



Va c'halon ne vezo ket c'hoaz leun a drugarez,
N'he devezo ket kavet 'pez a glaske.

A garanteziou prim ha buan tremenet,
Echu gant ar vuhez,
Ha bedel 'vel an heol er ganevedenn,
'Vel al loar gelc'hiek a c'hoari el lanneg...
Dounoc'h eo kalon an den,
Astenn 'ra he divrec'h 'trezek an Diamzer
Doun evel glas an oablou ha primoc'h 'get ar goulou.

A ! n'eo ket levenez kan an evned er c'hoadou.
O c'han a oa koulskoude
— Teod milliget an dud, —
Eur c'han da azeuli ar C'hrouer.
O c'han a oa eur c'han a garantez d'ar vuhez,
O c'han ne zassone ket em c'halon.
..............................................

A ! n'eo ket levenez frondou an nevez-hañv,
Nag ar gwez o c'hlazvi,
Nag ar geot o kreski
Dindan anal glouar an aezenn sunet
Diwar an douar leiz.
Hag eur goabrenn wenn a dremen goustadik
E glanded kentvedel an oablou glas-doun ;
War he dremm emañ c'hoaz liou burzudus
Liorzou ar C'hreisteiz.
..............................................

A ! n'eo ket levenez kan ar falc'her, —
Kreisteiz o skuilha e dan,
Empenn o kunujenni, leiz a venoziou,

Men‹ziou drant an Amskiant.
A ! n'eo ket levenez pedenn litaniou ar vederez o vont-dont
'Drek ar c'harz glas-kelvez.

. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .

A ! ne oant ket levenez evidoun
Da gomzou a garantez
Ma treg rnas ennoun koulskoude an anien
Ha ma oe trubuilhet sedera kerdin va buhez.
Ar c'homzou a lavaris ne oant ket komzou va c'halon :
Em c'halon,
Ar c'homzou a lavaris 'oa komzou a dristidigez,
O redek evel mel diwar muzellou divlazet.

Petra 'ta, o va Doue, a ra diouer d'am c'halon ?

Sell, ar wenanenn-se a gutuilh chug ar vleunienn,
Ha dre ar burzud divuzul
O karga he ruskenn,
Atao habask.
Atao 'vel eur vruzunenn eus ar c'horf liesfurmek
A anvomp an hed, —
— Bronn atao leun a ro he laez d'an neb a venn, —
Ha ne welan ket a drubuilh enni ;
Pa nij a vleunienn da vleunienn
He nij a zo kompez,
Ha seder eo e sun an dour a vuhez.

Livirit, a Zoue, daoust hag e vijen va-unan,
Siellet gant an anken,
Siellet gant an anken e hollegez ar vuhez.



Sell, ar vleunienn-se a bleg he fenn pa zeu an noz ;
Ne anavez
Nemet an huñvreou tener,
Ha me,
E-pad an nozveziou sklent ma taskren ar stered,
Va spered
A zo devet gant eur boan zianav.

Sell, an deñved hag ar saoud
A gousk dibreder
Pe zeu adarre an deiz e heuliont o mesaer,
Hag evurus e chomont,
Hag evurus e chomont dindan taoliou
Ha bazyeo.

Sell, tud a zo hag a gousk pa zeu an noz,
Ne zihunont nemet gant kleier ar beure,
Da ober o labour pemdeziek.

Ar re-se a zo evurus.

Ha tud a zo hag a zo eeun o c'halon,
Hag a rent klod da Zoue an Tad.

Hag ez int evurus.

Ha tud a zo, drouk ha rebechus,
Lous ha divalo o c'halon 'vel an noz pe an ankou.
Hag ez int morvitellet en o loustoni.

Hag evurus eo ar re-se.

Ha ni,
Evit beza klasket gouzout ar c'hevrin kuzeta,
Ar pez a oa tizet ouzimp gouzout,
A zo kondaonet da leski,

Da leski ha da gafuna goustadik,
Ha devet omp gant eur gor diabarz
Ha krignet.

.............................................

Daoust hag evit beza ho klasket
E rankomp-ni kerzout hep arzao,
Hep netra d'hon dihuz ?
A c'houli dibare
D'ar c'homzou flour a garantez
D'allazig skañv eur pennad bleo rodellek,
Dibare da dan ar pokou gwrezusa
Ha da c'halv kevrinus ar C'hig.

Daoust
Ha dre an amzeriou tremenet pe da dremen
E vimp atao ken dic'hallus,
Ha ne vo netra d'hon dihuz,
Nag an elerc'h gwenn
O redek war al lenn,
Nag ho moueziou flour
O kana da serr-noz ?

Daoust
Ha ne welimp biken
Inizi ar yaouankiz,
O gwerc'hezed gwenngen o korolli d'ar selin
E gwasked an traoniennou,
War al leton tener,
Eul leton nevez-hañv marellet
A vleuñ melion ?

Divi Kenan KONGAR,
31 genver 1931.

# Serr-Noz

Azezet e oa war lez an aven,
O c'hortoz an hini a gare.
Uhel e oa an heol pa zegouezas er glen.
...En-dro d'ezañ e noze.

En halegou e bleuñv, ar vilzig a oa tavet ;
War gorre ar c'hegid gwenn, an nadoz-aer a vorede,
Hag heñ a c'hortoze
Ar plac'h na zeue ket.

E bevenn ar c'hornog e taskrene ruzoni,
Skeud ar c'hegid gwenn a varve e-barz an dour,
Lano blot ar vorenn a bigne lizidour.
Hag heñ a welas e oa o nozi.

Sevel a reas goustad,
Kemerout a reas en-dro gwenodenn an dorgenn,
Hag an heol o vervel a skuilhas en aven
Eur veradenn wad.

Jakez RIOU.

# Boaziou Eured e Kerne-Veur

Kerne-Veur a zo eur vro ma chom enni kalz traou iskis ha dudius eus an amzer dremenet. Boaziou koz, kanennou ha korollou koz a zo c'hoaz beo e meur a lec'h en dugelez. An darn vuia, avat, eus ar boaziou a ziforc'h da geñver an euredou a zo bet kollet bremañ. Lezel a reomp al lennerien da varn diouz ar pez a zeu da heul pe ez eo eur c'holl pe n'eo ket.

Ugent pe tregont vloaz 'zo, e oa ar c'hiz e darn eus keriadennou kornog Kerne-Veur echui goueliou an eured gant eur « c'horoll en-dro d'ar c'hantoliou ». Sanket e veze ar c'hantoliou e kantoloriou rimiet-kaer ha stummet-brao, a veze lakaet war al leur-di. War-lerc'h ar c'horoll e lamme an holl gorollerien dreist d'ar c'hantoliou, a oa damvaro a-benn neuze. Sellet e veze kement-se evel eun drahud da c'hounit fealded hag ivez berz-mat. Seul uheloc'h e lamme ar gouvidi, seul vuioc'h a verz e tleent degas d'an dud nevez.

E kalz lec'hiou, da zeiz an eured, ez ae yaouankizou ar geriadenn er c'hoadou da ziskar eur



wezenn yaouank. Diskoultret e veze ar wezenn, ha lakaet dre laer diouz an abardaez ouz unan eus mogeriou an ti ma edo an dud nevez o loja. « Harpa an ti » a raed eus ar boaz-se.

E keriadennou all e veze lakaet gant ar baotred yaouank mouded e-barz ar siminaliou tra m'edo an dud nevez en iliz pe war o beaj eured. Pa zeue eun intañv d'ar gêr, o tegas gantañ eun eil gwreg, kenta tra a rae a oa kregi en eur skeul da naetaat e siminaliou. Soñj mat en doa dalc'het eus ar wech kenta ma oa bet rediet da vont er-maez gant ar moged. A-wechou all e veze goloet a vouded, pe razet, prenestrou an dud nevez, evit teñvalaat an ti. Bez' ez eus eur gontadenn vrudet diwar-benn eur gwaz nevez, a zihunas goude eur pennad-kousket hir, hag a zigoras an nor da welout « an heol o sevel er c'hornog ». Eur bourd all graet diwar goust an dud nevez a oa ar cholori (*hal-lall band*), da lavarout eo, yaouankizou ar geriadenn o tournial, ganto podou-berver koz, kastelodennou, pladennou-te, c'houitellou, korniou, strakereziou. Rei eur gwenneg bennak a oa an tu n'eus nemetañ da verraat eun nozkan en dije padet e-pad eurveziou a-hend-all.

E karter Penn-Tir e oa bet miret eur boaz eus an iskisa. Kerent pe mignoned an dud nevez a zeue d'o gwelout, goude ma oa distroet ar re-mañ d'ar gêr evit an noz. Ma oa prennet an doriou, bountet e vezent. Tennet e veze an daou bried nevez er-maez eus o gwele, ha kannet-mat o-daou gant eul loer leun a draez. Eur bod balan a veze stlapet neuze e-barz ar gwele, hag ar weladennerien, seve-

net ganto o dlead, a yae kuit. War a lavarer d'in e voe dalc'het d'ar c'hiz-se e Morvah n'eus nemet tregont vloaz.

E Gwinear, hag e Wall, e-kichen Camborne, n'eus ket gwall bell e veze boas mignoned ar pried nevez d'en em lakaat e spi ouz e c'hortoz. Paket e veze ha kaset d'ober tro ar vourc'h en eur garrigell.

E kornog Kerne-Veur, e lec'hiou 'zo, e veze plantet diou wezennig rosmarin, unan a bep tu d'an nor, gant mignoned an dud nevez, tra m'edo ar re-mañ en iliz. Unan eus ar gwezigou a veze roet d'ar gwaz, hag eben d'ar plac'h nevez. An hini a greske e wezennig ar gwella a lavared e vije mestr en ti.

Lakaet e veze eun hevelep perz burzudus war eur gador vaen natur e Tol Pedn Penwith, hag war gador Sant Mikael war lein Menez Mikael. An hini eus an daou bried a azeze ar c'henta war unan eus ar c'hadoriou a veze sellet outañ evel ar mestr betek ar maro. Ne oa ket atao gwir, avat, evit kador Sant Mikael. Eun nebeut bloaveziou 'zo, edo eun aotrou o tiskouez Menez Mikael da vignoned a oa gantañ. O tegouezout dirak ar gador e tisplegas d'ezo ar vojenn, hag e kontas d'ezo penaos warlerc'h e eured e redas, heligenta gant e wreg da c'houzout pehini a dizje ar gador ar c'henta. « Me eo a c'hounezas, emezañ, hogen, aotrounez, e c'hellan toui d'eoc'h n'eus ket nemeur a wirionez enni. »

Anavezet-mat eo ar marvailh displeget e barzoneg Southey, « Feunteun Sant Keyne ». Perziou



marzus he doa ar feunteun, war a greded, ha neb, gwaz pe blac'h nevez, a eve diouz he dour a-raok egile, a vije ar mestr keit ha ma vijent dimezet. Er varzoneg, evel ouzer, e lez ar gwaz nevez e wreg dindan ar porched da redek betek ar feunteun, hogen gwall dapet eo, peogwir he doa-hi degaset ganti eur voutailhad dour en iliz.

E karter Liskeard, emañ c'hoaz ar c'hiz gant ar plac'hed nevez degas ganto eur voutailhad vihan eus an dour burzudus d'an iliz. Ne dle ket, avat, an dour-se beza re c'halloudus, rak ne weler ket muioc'h a wragez er c'hornad-se o « komandi » eget e lec'h all. Amañ ivez, anat eo, n'eus ket kennebeut « nemeur a wirionez enni ».

Tom Miners

(Hervez ar gelaouenn « *Old Cornwall* », Goañv 1930).

# Lezenn ar 'Verzidigez' er Stadou-Unanet

*Klevet hon eus holl ano al lezenn-se, hag a zifenn gwerza war douar ar Stadou-Unanet pep doare alkool, adalek an evaduriou boutin, e-giz ar gwin pe ar sistr, betek al likoriou kreñva. N'eus ket nemet mad o tont eus al lezenn-se, ma kreder ar pennad da heul, hag a gomz eus breinadur ar c'hêrreiz karget da seveni al lezenn.*

Ma talc'h an traou da vont evel ma 'z int aet betek-hen, ne vo mui kavet e-touez ar bolised, eus ar c'hargou izela betek ar c'hargou uhela, unan a vo chomet onest. Breinet e vezont holl, an eil war-lerc'h egile. Re aes e c'hellont, abaoe an deiz m'eo bet votet al lezenn, gounit arc'hant, dre en em werza d'ar varc'hadourien alkool. Darempredou o deus gant ar re-mañ, ha pinvidikaat a reont, daoust d'al le o deus touet, diwar goust yec'hed o c'hen-vroiz.

Er c'hêriou brasa, ha zoken e kêriou bihan, setu amañ ar pez a vez graet : rankout a ra ar varc'ha-dourien alkool paea d'ar bolised dre guz eun dra bennak a vareadou resis. Ma paeont, e vezont lezet e peoc'h. Bep gwech ma tleer ober eur furchadenn



en o zi, e vez kemennet d'ezo en a-raok, dre ar pellgomzer pe en eun doare all, peur a teuio ar bolised.

Ma nac'hont paea, pe ma ne baeont ket mat, e vez argadet o zi dre soupren. Zoken pa ne vez kavet netra, spontet ha gwallgaset e vez ar marc'ha-dcur ken n'en deus paeet e « zle ».

Evel-se e teu polised 'zo da vernia yalc'hadou souezus e berr amzer. Unan eus penna renerien ar c'hêrreiz e Philadelphia, hag a voe sellet outañ koulskoude evel « onesta polis kêr », en doa 31.400 dollars en ti-bank, ha pa voe kaset dirak al lez-varn, ne voe ket evit diskleria penaos en doa o gounezet. Enseller kêrreiz an hevelep kêr en doa dastumet 193.533 dollar e-doug pevar bloaz. Eun all en doa dastumet 102.828. Ouspenn 18 rener bras o doa lakaet muioc'h en ti-bank bep bloaz eget n'oant bet paeet gant ar gouarnamant. War 50 polis, e voe diskouezet o doa 21 tolpet etrezo war-dro 900.000 dollar. Ha c'hoaz, ne voed ket evit diskulia ar wirionez penn-da-benn, re ziaes ma voe dibuna ar c'hontou, hag i rouestlet ha leun a fals anoiou.

Ar gwasa-holl a c'hoarvez e Chicago. Eno ez eo ar tiez-debri o deus kollet ar c'hêrreiz. Lavarout a reer ez a gant ar bolised eur milion dollar bep bloaz. An holl renerien o deus klasket adaoza an traou, tenna ar c'hêrreiz diouz ar fankigell m'eo sanket enni, o deus c'houitet. Mont a ra ar bolised, kollet ganto pep dereadegez ha pep emzoujañs, betek en em daga etrezo.

Mignoned o devez ar bolised e-touez al livastred, mignoned hag a dalv d'ezo d'en em zieubi diouz o

enebourien. Merzeriet ha muntret e voe pennrener eur gelaouenn e Canton, Ohio, o veza m'en doa dizoloet an emgleo etre ar c'hêrreiz hag ar floderien. Ne reas ar bolised netra, e-doug ar breujou, da sklaeraat an darvoudou. Anataet e voe koulskoude o doa daou anezo kemeret perz en torfed.

E Chelsea, Massachusetts, e veze anavezet gant an holl an darempredou etre ar bolised hag ar varc'hadourien alkool. Pa voe graet eun enklask en diwez, — ken stank e oa deut ar c'hlemmou, — e voe kavet e oa bet savet eur gwir gevredad, ennañ marc'hadourien o paea « arc'hant-gwarez » d'ar bolised. Harzet e voe enseller ha rener ar c'hêrreiz, ha barnet d'ar prizon, a-unan gant breutaerien, o doa kemeret perz en abadenn.

En Herrin, ouspenn pennofiser ar c'hêrreiz, e voe paket ar breutaer-stad hag ar maer.

E Boston, pa voe harzet penn-bras ar floderien, — eun den hag a veve e-giz eur mondian en eur palez, — e nac'has rener ar c'hêrreiz ober enklask. Diskouezet e voe eno ivez e oa eun emgleo etre torrerien al lezenn hag ar re a oa fiziet enno he diwall.

E stad Massachusetts e teue ar bolised uhela e-pad an noz da laerez al likoriou bet skrapet dre urz al lezenn e tiez ar floderien.

Eun den, bet breutaer gwechall e Cincinnati, a c'hoprae polised dre ar Stadou a-bez. « N'eus ket eur polis », a lavare, « ha na c'hell ket beza prenet ». Ne voe tapet nemet en deiz ma nac'has kreski ar goprou. Neuze e voe furchet e listri hag e diezdastum.



E Middlesex, Massachusetts, e voe an holl bolised, e-pad eur pennad, dindan renerez eur breutaer, e gopr ar floderien. Er gêr-se ivez e voe dizoloet er prizon eur gellig, enni eur strilherez-alkool. Unan eus ar brizonidi eo a rae war-dro ar benveg, hag ingalet e veze ar c'hontamm etre an holl, gwarded koulz ha prizonidi. Betek an deiz ma voe lazet eur gward gant eur prizoniad, savet an dourenn d'e benn, ha ma voe diskuliet ar c'hoari.

Lavarout a reer emañ kêrreiz New-York e gopr eun den. Aotreet e vez d'ezañ, ha d'ar re a labour gantañ, ober ar pez a blij d'ezo hep trubuilh na kastiz.

E Kanada, er rannvroiou m'eo bet embannet lezenn ar verzidigez, e c'hoarvez kemend-all. Ma lavarer emañ hizio hogos an holl dud onest a-enep al lezenn-se, hag o c'houlenn ma vo habaskaet, muioc'h pe nebeutoc'h.

# Yezou Unvan ha Dizunvan

*Tenna a reomp al linennou da heul diouz eur pennad gant N. Van Ryssel,* Frederig Mistral ha Guido Gezelle, *embannet war ar gelc'hgelaouenn okitaniat* « Lo Gai Saber » (*niverenn Here-du 1930*).

« Arabat d'imp ankounac'haat eun dra : daoust d'ezo (Mistral ha Gezelle) da veza bet difennourien o yez, eun hent fall o deus dibabet d'he difenn a-wechou, hag eienenn diheskus o ijin hepken a gempouezas ar faziou a rejont war dachenn ar stourm evit ar yez.

Diwall a raimp d'emellout er rendaelou a sav en Okitania etre harperien ar rannyezou ha dalc'herien ar yez unvan. Hogen, daoust ma tleomp chom di-du evel eun estren ma 'z omp, daoust m'hon eus re a zoujañs ouz barz Maiano evit barn ha mat pe fall en deus graet o kemer lavar eur rannvro kentoc'h eget eur yez vrasoc'h, aesoc'h evit engroeziou ar broeziou tost pe kar d'e hini, ret d'imp evelato degas diellou a bouez da sklaeria ar gudenn : diellou ar skiant prenet ganimp-ni.

Azaouezet e vez Gezelle gant ar Flamanked. Ha koulskoude, merzout a reont splann ar riskl a vije



savet evit an izelvroeg unvan diwar e regarantez ouz rannyez Kornog Flandrez. Flamanked Bro-C'hall zoken, hag i e rann gornoka rannyezou flandrezek ar C'hornog, ha daoust m'en deus Gezelle graet enor d'ezo dre ober meur a amprest diouz o lavar poblel, a gav ez eo mat n'en deus ket kavet war ar poent-se a ziskibien. Disheñvel e oa an traou diouz ar pez m'emaint en Okitania. Bet en doa Gezelle dirazañ eur yez skrivet peurunvanet, startaet gant aotrouniez an akademiou-stad hag ar skoliou (en Holland hag e Belgia da vihana), d'ezi eul lennegez stank, anavezet dre ar bed dindan an ano a lennegez izelvroek. En doare-se, daoust pegen bras ez eo bet brud taoliou-micher Gezelle, ne c'helle ket tarza ha ne darzas ket diouto eun emzao-dizunvanidigez. Torret en dije an emzao-se unvanded speredel ar vro izelvroek, hag hi rannet e sell ar politikerez etre teir Stad en Europa. Eun taol marvel e vije bet d'o buhezegez, d'o nerz-herzel e kevezerez spontus ar yezou.

N'eus netra a ziskouez gwelloc'h penaos en deus c'houitet Gezelle o klask sevel eur yez skrivet kornog-flandrezek diforc'h diouz an izelvroeg eget skouer e ziskibien. An den-se, en deus lakaet da ziwana kement a c'halvidigeziou lennegel, en deus gwelet e holl heulierien, Hugo Verriest, Albrecht Rodenbach, Caesar Gezelle, Alois Walgrave, Eugeen Van Oye, o pinvidikaat al lennegez izelvroek, tra ma teue e niz Stijn Streuvels da veza unan eus he brasa komzourien-blaen, hep menegi skrivagnerien a Gornog Flandrez evel Cyriel Verschaeve, Edward Vermeulen, Willem Putman ha meur a hini all.

Diskoulmet eo ar gudenn, ha ne c'heller mui arguzi diwar he fenn. N'eus nemet gwelout penaos n'eo deuet ar Vrezoned a-benn da nevezi o lennegez, d'ober ganti eur benveg gwirion a sevenadurez, da sevel goulennou resis a-zivout he c'helennerez nemet p'o deus tizet, broudet gant tud yaouank *Gwalarn*, lakaat a-us da rannyezou Leon, Kerne, Treger ha Gwened eur yez unvan, o tenna pinvidigeziou diouz ar peder mammenn-se. N'eus nemet gwelout ivez, ret hen anzav, ar reustl a zo c'hoaz er yez, e broeziou Okitania hag e-touez ar Flamanked, re Vro-C'hall hag ar re all. Komprenet o deus Okitaniz hag ar re a gomz flandrezeg ar C'hornog, d'ezañ troiou-lavar ken puilh, hag e gwir, ken saourus, e oa ret ober an unvaniez en-dro d'eur benveg emzisplega boutin, n'eus nemetañ a c'hello lakaat o yez da ober berz, evel m'en deus graet galleg Ile-de-France evit ar yezou Oil. »

# Penaos e reer Geriou Nevez en Iwerzoneg

*Goulennet hor boa digant hor c'heneil O. D. Mac Cartha Uileas displega d'imp penaos e vez graet en iwerzoneg evit kroui geriou nevez. Setu amañ e respont.*

A-boan ma c'heller lavarout e vez graet hor geriou micherel en iwerzoneg en eun doare reizetmat. Diwana a reont, dre zegouez koulz lavaret, hervez ma c'hoarvez. Neb a gomz yez ar gouerien en deus ranket bemdez, abaoe ugent vloaz, stumma geriou ha lavarennou nevez da glota ouz ezommou an amzer bremañ. Stumma a rit eur ger pe eul lavarenn da zisplega eun dra bennak. M'hoc'h eus dalc'het soñj anezañ ar wech kenta m'hoc'h eus da zisplega an hevelep tra, ober a rit gantañ adarre. Ma tegouezit gant eun den en deus stummet eur ger all, pe eul lavarenn all, atao evit an hevelep tra, ha ma kavit ez eo eeunoc'h ha reisoc'h eget ho hini, dilezel a reot ho hini hep mar evit degemer ar pez en devo kavet. A-wechou e c'hoarvezo ar c'hontrol.

Bemdez, bep eur, e c'hoarvez kemend-all. Dont a reomp holl boas da gemer notennou, en hor penn pe zoken dre skrid, eus an traou-se. Sebezus eo penaos he deus kresket ar yez evel-se.

Daou rummad geriou micherel a zo : da genta, lavarennou boutin evel ar re a gaver e-leiz er c'helaouennou ha re an divizou pemdeziek, ha d'an eil, geriou diforc'h ha distag. E-touez ar geriou gwirion-se, ez eus darn a zo bet kemmet pe strisaet ar ster anezo. Da skouer, ne oa nemet eur ger da lavarout « barzoniez » ha « prederouriez ». Kavet eo bet eur ger nevez evit « prederouriez », tra ma virer ar ger koz da dalvezout kement ha « barzoniez » hepken. N'hor boa nemet eur ger evit « gar » ha « troad ». Kavet eo bet eun eil eta evit e zizamma.

Al lavarennou boutin a vez tennet, darn eus rannyezou ar gouerien, darn eus an dournskridou koz, ha darn a vez alies amprestet rag-eeun pe dieeun diouz ar saozneg. Evit ar geriou micherel, stummet e vezont peurliesa, evel e brezoneg, diwar elfennou ar yez ; pe e vezont adkavet en dournskridou koz, ha dasorc'het, a-wechou gant eur ster eun tammig disheñvel ; pe en diwez, e vezont amprestet krenn diouz ar geriadur lesanvet etrevroadel. Morse ne vez kemeret eur ger saoznek, anez e teufe dre rannyezou ar gouerien, ha bez' e c'hell beza taolet er-maez zoken, ma kaver eur ger gwelloc'h da lakaat en e lec'h. Stank-mat ez int daoust da se, a c'hellit kredi.

Alies ez eus evit eun dra vicherel hepken daou c'her, an eil o stourm ouz egile. N'echuo biken ar



brezel etre « *guthan* » ha « *telefon* », etre « *aibhléis* » hag « *electriceas* ». Amañ emañ ar gouarnamant a-du gant an amprestou « etrevroadel », an dud hag ar skoliou a-du gant ar geriou broadel.

Emañ ar yez evel ar mor d'al lano, ha re garget a c'heriou, na vezont ket atao anavezet gant an holl, siouaz. Emañ evel ar galleg en amzer Ronsard ha skridou kenta Calvin, hep kaout, avat, skoazell eur yez voutin komzet e pep lec'h.

Kalz a vad a ra ar gouarnamant en eun doare. Ober a ra eur « *motor* » eus eur « *gluaistean* », — ar pez a zo anoazus-kenañ, — hogen embann a ra geriaduriou micherel evit ar skoliou, o rei war eun dro geriou krouet, dasorc'het hag amprestet, da ziskouez an hent kentoc'h eget da ober al lezenn.

Pa gelennomp war danveziou n'eus ket a levriou-skol iwerzonek war o divout, e kemeromp harp war ar goulennou graet gwechall en arnodennou, war geriaduriou ar gouarnamant, ha war hon ijin hon-unan. Kerkent, avat, ha ma vez embannet eul levr-skol, degemer a reomp ar geriou implijet ennañ, da virout na c'hoarvezfe kammgemeradennou. Aozet e vez al levriou-se gant kalz skrivagnerien paeet e meur a gorn eus ar vro, burutellet gant eur strollad tud ampart, da welout ha dereout a reont ouz ar skoliou, ha neuze kaset d'imp. Ne glot ket atao o geriou ouz re geriaduriou ar gouarnamant, hogen o heulia a reont dre vras.

# Skingomz ha Poblou Bihan

Emañ Stad Dishual Iwerzon o vont da sevel, e kreiz ar vro, eur skinarouezlec'h, hag a vo galloudusoc'h c'hoaz eget hini Daventry. Bez' e c'hello beza klevet dre an enezenn a-bez gant skindegemerezed-dre-strink, ha klevet e vo hep mar amañ e Breiz hep an distera poan gant skindegemerezed-dre-gleuzeur.

▼

E-touez broiou Europa, n'eus ket unan hag a vefe paotoc'h enni ar skinselaouerien eget bro Danmark. Eno, e pep ranndi er c'hêriou, e pep mereuri war ar maez, e kaver eun degemerez, hag a ro kelennerez ha didu d'an dud e yez ar vro.

▼

Setu aze diou skouer eus ar pez a c'heller ober en eur vro vihan, pa 'z eus enni eur gouarnamant o klask mad ar vroiz.

▼



War an tu all, — hep menegi ar pez a c'hoarvez e Breiz, — sellomp ouz eur vro vihan gouarnet gant eur vro vras.

E niverenn *Y Ddraig Goch* miz c'houevrer e kaver eur pennad hir a-zivout stad truezus ar skingomz e Kembre. Bez' ez eus daou arouezlec'h er c'hreisteiz, hini Kerdiz hag hini Abertawe. Re wan ez int, avat, da veza klevet en hanternoz ar vro. En doare ma ranker eno selaou ouz an arouezlec'hiou saoz. « Strollad Skingomzerez Breiz-Veur », ar B. B. C., a sell ouz Kembre evel ma vefe eur rannvro eus Bro-Saoz, ha ne fell d'ezañ ober diforc'h ebet etre ezommou Kembreiz hag ezommou ar Saozon. N'eo ket arouezlec'hiou Kerdiz hag Abertawe, war ar marc'had, kalz kembreatoc'h eget n'eo breizat hini Roazon, den ebet enno o c'houzout eur ger kembraek na netra diwar-benn Kembre.

▼

Echui a ra skrivagner *Y Ddraig Goch* e bennad gant ar pennadig-mañ, tennet eus al *Listener*, kelaouenn ar B. B. C. :

« Bloaz a zo, pe zaou, edon e Lituania, unan eus broiou bihana ha warlerc'hieta Europa. Merzout a ris e kêrbenn ar vro-se e oa gwern skingomzerez ar gouarnamant an dra ar muia a-wel. A-raok mont da g-Kaunas em boa klevet komz eus ar wern-se. Bez' e oa, a lavared, eun arm implijet gant Lituania eur wech ar mare da lavarout d'ar bed he soñj a-zivout hec'h amezegez, Polonia. Brudet e veze skingomz Lituania neuze en abeg d'ar strafuilh

a rae er politikerez etrevroadel. Pa zegouezis e Kaunas, avat, e welis ne gemere an abostolorez politikel nemet eun darn eus amzer ha nerz ar skinarouezerez broadel. Penna implij ar skinwern a oa kelenn kouerien Lituania dre ar yez lituanek. En o c'hêrbenn vihan-vihan a g-Kaunas, e rae Lituaniz c'hoarigan bras e lituaneg (gant harp ar gouarnamant, evel just), hag edo ar gouerien dre ar vro a-bez o selaou. Al lituaneg a zo eur yez diamen, komzet gant nebeut a dud, e-keñver yezou all a vremañ. Keit, avat, ha ma vo graet gant al liiuaneg evel-se, n'eus ket da gaout aon ez afe da get, ha sur oun e vefe eur c'holl evit sevenadur ar bed ma varvfe. »

Hag e lavar *Y Ddraig Goch* :

« Goulenn a reomp, mar deo mat kement-se e Lituania, perak ne vefe ket mat ivez e Kembre ? »

Da gredi eo e c'hortozo pell ar respont.

# Er Finvskeudenndi

ER C'HORNOG NETRA NEVEZ. — Berz a ra hizio al levriou hag ar filmou brezel. Pell a-walc'h ha tost a-walc'h war eun dro eo ar Brezel Bras evit ma kemerfe an dud plijadur ha dudi ennañ. Daoust hag ez eo, evel ma lavarer, dre gasoni outañ, pe dre c'hoant anaout en diwez ar wirionez war he divout ? Ne gredan ket. Dre ziouer a vrezel gwirion eo kentoc'h, d'am meno.

Eur film amerikan tennet diouz eul levr alaman. Na mat na fall. Re finvskeudennel marteze. Ennañ kalz re a resisted a-berz al luc'hskeudenner ha kalz re a akuited a-berz ar c'hoarierien.

Difennet eo bet luc'hvanna ar film en Alamagn. Eun dra fur, a gav d'in. Difennet e vije bet ivez e Bro-C'hall pe e Bro-Saoz ma vije bet ennañ soudarded gall pe saoz e-lec'h soudarded alaman. Ha fur e vije bet ivez.

PEVAR EUS AN DROADEGIEZ. — Eur film bravoc'h marteze eget « Er C'hornog Netra Nevez ». Talvoudusoc'h dre ma tle beza heñveloc'h ouz ar wirionez, nebeutoc'h a droiou-micher ar finvskeudennerez ennañ. Er filmou alaman evel hemañ ez eus eun elfenn a gened speredel na vez ket kavet

alies e filmou ar broiou all, ha na vez kavet morse e filmou Hollywood. Da ziskouez pegen mat eo bet merzet gant hor c'henvroiz mennad ar filmaozer, setu amañ bommou lavarennou a glevis en-dro d'in : « — Luc'hskeudennet eo bet e-pad ar Brezel ! — N'omp ket deuet er c'hinema da welout seurt traou ! — Bravo ! Emañ ar Voched o kila ! »

MIKI. — Hogos bep sizun e vezomp diduellet gant Miki hag e geneiled. Anzav a ran e teuer eun tammig da skuiza en diwez. Rak ne oar Miki ober nemet an hevelep troiou bepred. « *Miki Songarour* », an hini kenta a voe diskouezet d'imp, a zo bet ar gwella betek-hen eus ar filmou bihan-se. Pegen trec'h, avat, eo an tresadennou-seni d'al luc'hskeudennou-seni e meur a geñver ! Pegen dieupoc'h, skañvoc'h, distag diouz yeo ar pounnerder, ha tost ouz an huñvre ! Enno hepken e welomp ar finvskeudennerez war e wir hent : ar finv, hep damant ouz ar stumm.

AN AEL GLAS. — Ne dalveze ket ar boan ober kement a drouz en-dro d'ar vandenn-mañ. Eur c'hoarier mat eo Jennings. Hogen neb en deus e welet eur wech en deus gwelet kement eo barrek da ober. Nevezi ne ra ket. Mat eo ar film marteze gant ar c'homzou alamanek. Digomz, avat, ha trouc'het gant eilanoiou bep mare, ne chom ennañ lusk ebet, hag e hañval beza re hir.

# Brezoneg ar Vugale

E-leiz eus al levriou-mañ a chom ganimp, da rei d'ar vistri-skol, d'ar veleien pe d'an dud a youl vat a deurvezo ganto goulenn : *Nijadenn an Aotrou Skañvig, Levr al Loened* hag al levriou pemp gwenneg (*Ar Mabig Jezuz, Ar Roue Lir, An Naered*).

Setu amañ roll ar profou hon eus bet, trugarez d'an donezonerien :

Dizano, 10 l. — An Ao. des Déserts, 20 l. — An Ao. de Lesquen, 300 l. — An Ao. Danède, 5 l. — Dizano, 50 l. — An Ao. H. Ar Menn, 20 l. — An Ao. G. Godu, 10 l. — An Ao. Duchauchix, 20 l. — An Ao. J. Le Roy, 5 l. — An Ao. G. Ar Menn, 5 l. — An Ao. Henaff, 50 l. — An Ao. Lec'hvien, 20 l. — An Ao. F. Even, 100 l. — An Ao. F. R. Merret, 20 l. — An Ao. Bricler, 20 l. — An Ao. Mocaer, 197 l. 50. — An Ao. Renan, 20 l. — An Ao. Mordrel, 100 l. — An Ao. Leo Perutz, 100 l. — Kevredad Paris Strollad Emrenerien Vreiz, 200 l. — Mona Sohier, 10 l. — En holl : 1.282 l. 50.

Setu amañ roll al levriou kaset :

Plouvouskan, 120 l. — Landreger, 100 l. — Priel, 250 l. — En holl : 470 l.

D'ar c'henta a viz meurz 1931 e chome e kef « Brezoneg ar Vugale » : 4.691 l.

# Geriou-Kroaz




*A-led :*

1. Rannved.
2. Na Doue na diaoul na den.
   Gwarizi.
3. Loen skouarnek.
   Pesk dour dous.
4. Skraba.
5. Eo.
   Dindan eur marc'hegour.
   Ger-mell.
6. A-raok an eil.
7. O para en oabl e-pad an noz.
   Ambren.
8. Talvoudus war eur votez.
   Ret da rosta.
9. N'eus mar ebet war e zivout.

*A-sounn :*

1. Prenestr striz e moger eur c'hreñvlec'h.
2. Loen gwenn pe gell.
   O kreski gant an amzer.
3. Den kenta kêr.
   Te a gaso.
4. Neb a nij.
5. Prof.
   Kavet war ar mogeriou koz.
   Ger-mell.
6. N'eus ket diotoc'h.
7. E penn kenta miziou 'zo.
   Bro-Skos.
8. E-kichen ar stomok.
   Legumaj.
9. Daere.

# Kanomp

Tenna a reomp diouz eul lizer hon eus bet warlene al linennou-mañ :

« ...en eur pennad embannet war *Breiz Atao* pell 'zo, e lavared e oa ret nevezi ar c'hanaouennou breizat, o lakaat da glota muioc'h ouz ezommou an dud a vremañ. Perak, a c'houlennan, ne skrivfed ket komzou brezonek da gana war don ar soniou anavezet gant an holl, ar soniou-se a glever e pep bro, eus Santiago betek Leningrad, hag eus Berlin betek Honolulu ? Hu gaou a rafe se d'ar sonerez breizek ? Ne gredan ket. Vad a rafe d'ar brezoneg, er c'hontrol, ha deuet mat e vefe gant an dud yaouank a gar ar brezoneg, ha na gavont re alies er yez-se nemet traou poultrennek ha koz. »

Ne c'houlennomp ket gwelloc'h eget moula seurt kanaouennou eur wech an amzer war *Gwalarn*. Hogen ret e vefe d'imp evit se kaout harp digant hol lennerien. Bez' ez eus en o zouez meur a hini gouest da sevel barzonegou bihan da gana. N'eus ket ezomm e vefe talvoudus-dreist ar c'homzou. Tri zra hepken a ranker da gounaat :

1. Dereat e tle beza ar c'homzou.
2. Bez' e tleont klota striz ouz ar sonerez : ar pouez-mouez o koueza war eun taol kreñv.
3. Bez' e tleont beza disheñvel a-walc'h diouz ar c'homzou saoznek, alamanek, spagnek, gallek, h. a. evit beza er-maez eus tachenn ar c'h-*copyright*.

Rei a reomp amañ eur skouer.

## INIZI AN HUD

Ton : *Pagan Love Song.*

1

En inizi an hud,
Kuzet ouz sell an dud,
Pell diouz safar ar bed,
Beva a fell d'in ganit bepred.

*Diskan*

Deus ganin da vale
'Kreiz ar palmez bras,
'Mañ al loar o kantren
War ar menez glas.
Klev ar mor o sourral
War an draezenn flour.
Eur c'han a garantez
'Sav eus kalon an dour.

2

Eno, glac'har na doan !
Eno, kleñved na poan !
Met levenez e-leiz,
C'hoarz ha c'hoari drant a-hed an deiz !

## EMBANNADURIOU GWALARN

1926

J. Kerrien. — AR ROC'H TOULL. — Diviet.
J. M. Synge. — WAR VARC'H D'AR MOR. — 2 lur 25.

1927

Roparz Hemon. — AN AOTROU BIMBOCHET E BREIZ. — 6 lur.
T. C. Murray. — NEVEZ-AMZER. — 4 lur.
TONKADUR BUGALE TUIREANN. — 4 lur.
G. Th. Rotman. — PRINSEZIG AN DOUR. — 5 lur.
GERIADUR GALLEK-BREZONEK A GORFADUREZ. — Diviet.

1928

Aeschulos. — PROMETHEUS EREET, AR BERSED. — 12 lur.
B. Potter. — PER AR C'HONIKL. — 1 lur.
G. Th. Rotman. — PRINSEZIG EN DEUR. — 5 lur.
H. Andersen. — PLAC'HIG VIHAN AR MOR. — 3 lur 60.
Roparz Hemon. — GERIADURIG-DOURN BREZONEK-GALLEK. — 22 lur.
Roparz Hemon. — YEZADUR BERR AR BREZONEG. — 3 lur.
Roparz Hemon. — DISTAGADUR AR BREZONEG. — 3 lur.
AR SIMBOL. — 0 lur 50.

1929

Meven Mordiern. — ISTOR AR BED, levrenn I. — 14 lur.
M. Gourlaouen. — LEVR AL LOENED. — 1 lur 75.
A. Blok. — AR PLAC'H DIANAV. — 4 lur.
G. Th. Rotman. — NIJADENN AN AOTROU SKANVIG. — 5 lur.
A. Brizeug. — TELENN ARVOR, FURNEZ BREIZ. — 6 lur.
Roparz Hemon. — REIZSKRIVADUR AR BREZONEG. — 3 lur.

# EMBANNADURIOU GWALARN

1930

Meven Mordiern. — ISTOR AR BED, levrenn II. — 10 lur.
MARVAILHOU AR VRETONED. — 5 lur.
ENKLASK DIWAR-BENN STAD AR BREZONEG E 1928. — 4 lur.
GERIADURIG ESPERANTEK-BREZONEK. — 4 lur.
Roparz Hemon. — EUN DRO E KEMBRE (Gwalarn 24). — 2 lur 50.

1931

Abeozen. — PEVAR MARVAILH (Gwalarn 28). — 3 lur.

Moulerez Kenwerzel Breiz, Roazon

*Ar Merour* : Y. DREZEN.

